# > *Frapad* Alje 57



## ☑ Lenn ha kompren

- Buhez ar skrivagner
- Elfennoù istorel
- Lenn ar romant en e bezh

## ☑ Selaou ha kompren

- Joel Charpentier, bet en Aljeria da vare ar brezel

## ☑ Skrivañ

- Bezañ gouest da skrivañ un diverradenn eus ar romant

## ☑ Komz didroc'h

- Bezañ gouest da ziverrañ ar romant dre gomz

## ☑ Komz / divizout

- Bezañ gouest d'ober un diviz diwar-benn ar romant

## ☑ Yezhadur/geriaoueg

- Geriaoueg ar romant

## ☑ Sevenadur, istor ha douaroniezh Breizh

# Ar skrivagner

## > Pierre-Emmanuel Marais




Ganet e oa bet e Naoned e 1968. A-orin eus Bro-Kastellbriand, nepell diouzh Naoned, eo e familh. Meur a levr a zo bet skrivet gantañ : ur stur-levr diwar-benn Naoned, ur romant polis, meur a romant berr evit ar re yaouank, danevelloù hag ***Alje 57*** ivez. Gantañ en doa tapet meur a briz : Priz Langleiz ha Priz dazont ar brezhoneg.

## Evit kompren gwelloc'h, a-raok lenn ar romant

**Brezel Aljeria** ‘zo bet eus **1954** betek **1962** etre aozadur armet emsavadeg an henvroidi hag an arme c'hall. Degaset en deus dizalc’hegezh Aljeria hag a oa un drevadenn c’hall abaoe 1830.

**Bilañs**
**Bro-C'hall**

27 500 soudard lazhet pe diank. Evit ar siviled, 2 788 lazhet ha 875 diank betek an arsav-brezel. Dav menegiñ 2 273 diank e-pad an arsav-brezel (etre an 19 a viz Meurzh hag an 31 a viz Kerzu 1962), an hanter a zo marv.

**Aljeria**

Diaes eo lavarout poeogwir e cheñch ar sifroù hervez ar mammennoù. Charles de Gaulle a venegas 145 000 den drougtizhet gant ar brezel e 1959, ha 200 000 e miz Du 1960. Tud Aljeria a gont 1 500 000 den drougtizhet gant ar brezel. War-dro 250 000 den lazhet a vefe ar sifr gwirion.

An Harkied drouglazhet a vefe etre 30 000 ha 10 000 den.

Dav eo menegiñ ivez an dud lazhet e harzoù Maroko ha Tunizia gant feulsterien OAS pe FLN, pe gant ar polis.

## > Tud hag aozadurioù

**> ALN : Armée de Liberation Nationale**, (arme dieubiñ ar vroad), a oa tu armet FLN o vrezeliñ a-enep an trevadennerezh gall en Aljeria e-pad Brezel Aljeria. An argadoù a veze e kêr ha dreist-holl war ar maez (er strouezheg). Un État-major o doa krouet hag un aozadur arme rannet e 5 lodenn vras, gant bep a benn-brezel. An aozadur a oa diazezet war ar guerilla. Ar palioù a oa distruj ar savadurioù armerzh hag arme pouezus.

**> Fellaga :** Ur ger arabek eo fellag(h)a, a zo implijet evit komz eus ur brezelour libian (1942-1911), tunizian (1956-1952) pe aljerian (1954-1962), o stourm evit dizalc'hidigezh e vro, a oa dindan beli Bro-C'hall.
Liester ar ger arabek fellag, "sparler hentoù" > "forbann" eo «fellaga». Ur ger gwashaat eo en arabeg, implijet en un doare resisoc'h da vare Brezel Aljeria, da envel stourmerien FLN, ALN pe MNA.

**> FLN : Front de Libération Nationale**. Krouet eo bet FLN d'an 10 a viz Here 1954 en Aljeria. Dont a reas FLN war-wel d'ar 1añ a viz Du 1954 evit kregiñ gant ur stourm dieubidigezh broadel a-enep ar «Frañs drevadennel», hag evit krouidigezh ur stad aljerian demokratel ha poblek. Deuet eo da vezañ ul luskad politikel. Renet en deus un dispac’h a-enep an drevadennerien etre 1957 ha 1962.

**> MNA : Mouvement National Algérien** a oa un aozadur politikerezh hag arme a oa e bal dizalc'hidigezh Aljeria.

**> OAS : Organisation Armée Secrète**, pe c'hoazh Organisation de l'armée secrète, a oa un aozadur politikerezh hag arme. Sponterezh a veze graet gant e izili. Krouet e voe d'an 11 a viz C'hwevrer 1961, hag ennañ e oa tud a felle dezho ma chomfe Aljeria ul lodenn eus Frañs. Logo OAS a zeuas war-wel evit ar wech kentañ e Aljer d'ar 16 a viz Meurzh 1961, asambles gant al lugan : «L’ Algérie est française et le restera» (Gall eo Aljeria ha gall e chomo). Gwalldaolioù a voe aozet gant izili OAS, a-enep izili FLN Aljeria hag ivez a-enep d'ar re a oa a-du gant de Gaulle (teir gwech e klaskjont e lazhañ).

**> Goulennoù kompren : dav respont gant frazennoù klok, verboù enno.**

**> Gerioù da zisplegañ : adkavout ar gerioù en destenn (meneget eo ar pajennoù) da welout e peseurt frazenn emaint.**

## > pennad 1, p. 7-10

Petra eo an deiziad hag al lec'h meneget er penn-kentañ?

Pelec'h emañ Yann Lozac'h?

Eus petra en deus klevet kaoz er skinwel?

Petra en doa prenet er vourc'h?

Peseurt mod en doa lennet?

Piv a zeu da welout anezhañ? Peseurt diforc'h oad a zo etrezo?

Eus petra, piv, pelec'h... en deus soñj Yann pa'z eo tapet gant e hunvreoù?



**Louisette Ighil Ahriz** (22 a viz Eost 1936 en Oujda) a oa un emsaverez aljerian. Da 20 vloaz e tibabas mont en FLN gant un anv all, «Lila».

Louisette Ighil Ahriz a zo ur plac'h a gemeras perzh en emgann Alje e 1957 gant FLN. A-raok ar brezel e kemeras perzh e harz-labour liseidi Aljeria, goude-se, e tec'has kuit peogwir e oa ar polis o klask war he lerc'h.

D'an 28 a viz Gwengolo 1957 e Chebil, e-pad ar brezel e voe gloazet Louisette Ighil Ahriz. Ret e voe dezhi mont d'an ospital. Kaset e voe da gazarn an 10vet D.P. en Alje, ma chomas un tri miz bennak jahinet etre daouarn ur c’horonal hag ar c’habiten Graziani.

E-pad ma oa eno he doa gwelet Jacques Massu ha Marcel Bigeard, a oa e-touez kargidi uhelañ an arme d’ar mare-se. Unan eus o c’heneiled, ar c’habiten Graziani, a rankas atersiñ anezhi. Ar Pied-noir-mañ n’ implijas nag ar «gégène» nag ar boureviadur dre an dour evit lakaat anezhi da gomz. Ne rae ken nemet gwallañ anezhi.

A-benn ar fin goude bezañ bet gwallet e-pad tri miz gant ar c’habiten Graziani e oa-hi war-nes mervel. Pareet e voe gant ur medisin eus an arme

c’hall, ar c’homandant Richard. Sikour a reas anezhi da cheñch toull-bac'h. A-benn ar fin e tec’has kuit eus Bastia e miz Genver 1962, daou viz a-raok dibenn ar brezel. Sikouret e oa bet gant stourmerien gomunour gall o doa herberc’hiet anezhi betek dieubidigezh Aljeria.

Abaoe ez eo he deuet da vezañ psikologourez. Stourm a ra c’hoazh Louisette Ighil Ahriz evit Aljeria. En deiz a hiziv e kendalc’h da ziskuilhañ ar jahinerezh pe ar boureverezh a voe graet gant arme Bro-C’hall e-pad brezel Aljeria. Diskleriet he deus he doa c’hoant *“da ziskouez petra e oa bet an trevadennerezh gall ha da lavarout d’an dud yaouank ne voe ket profet an dieubidigezh da Aljeria gant Bro-C’hall.”* (Le Monde, 17-03-2012)

## > gerioù da zisplegañ

**sourral (7) :**

**dic'houzougañ (8) :**

**tonkadur (8) :**

**spurmantiñ (9) :**

**endra (10) :**

**garanañ (10) :**

**empentañ (10) :**

**lubaner (10) :**

**glen (10) :**

## > pennad 2, p. 11-12

Petra eo niverenn an atersadenn?

Pelec'h ha pevare e c'hoarvez ar pennad?
A – e Breizh er bloavezhioù 2000
B – en Aljeria da vare ar brezel
CH – ne ouezer ket

Peseurt titouroù a gaver diwar-benn Yann?

**Kenkiz Sesini** (meneget alies e-giz "Kenkiz Susini") zo ur savadur en Alje. Goude bezañ bet koñsuldi Alamagn da vare an Nazied e voe ur greizenn-vac'hañ ma voe jahinet tud FLN e-pad brezel Aljeria. An holl Aljerianed o doa aon rak ar genkiz-se peogwir e oa ar greizenn-jahinañ vrasañ en Aljer.



Penn-karter legionourien ar 1añ R.E.P. (1er Régiment Étranger de Parachutistes) e voe Kenkiz Sesini eus 1957 betek 1961.

Doareoù a bep seurt zo bet implijet evit jahinañ an dud gant ar soudarded c'hall, en o zouez :
- ar *gégène* : un ostilh a veze implijet da lakaat rodoù da dreiñ evit reiñ taolioù-tredan d'ar

gouzañvad
- stagañ ouzh ar solier : staget e veze ilinoù an dud betek tagañ an organoù
- devadennoù : devet e veze an dud gant bechadoù sigaretennoù pe gant ur flammer.

## > pennad 3, p. 13-15

Piv eo an den a ya Yann da welout?

E peseurt stad emañ spered an den-se?

Penaos eo taolennet an den-se?

Eus petra he deus soñj?

Piv eo Jakez?

Petra zo c'hoarvezet gantañ?

## > gerioù da zisplegañ

**koñje (14) :**

**gor (15) :**

## > pennad 4, p. 17-19

Piv eo an dud a weler war ar skeudenn?

E peseurt degouezh en doa kejet gant Jonas Malgorn?

War-lerc'h piv e redont e-kreiz an noz?

Petra a reas Jonas goude ma oa savet an heol? Penaos e ouezez?

## > gerioù da zisplegañ

**ankouazh (17) :**

**charreadeg (18) :**

**dosenn (18) :**

**bomm(où) (18) :**

**torgenn (18) :**

**derc'hel mort (18) :**

**djebel (18) :** (arabeg a dalvez "menez") a zo menezioù pe un

tolzennad menezioù.

## > pennad 5, p. 21-22

Petra eo niverenn an atersadenn?

Heuliad peseurt pennad all eo?

Diwar-benn piv ez eus savet goulennoù?

Petra eo anv gwir Tara?

Petra eo ar C'hosmos hervezout?
A – ur c'hazarn
B – un davarn/toull-noz
CH – un ospital



Harzlammerien c'hall o tibunañ e straedoù Alje e-pad emgann Alje (hañv 1957)

## > pennad 6, p. 23-25

Petra en deus adkavet Yann?

Piv en doa skrivet ar gartenn-bost?
A – eñ e-unan
B – Tara
CH - Jakez

Petra a ra Yann gant ar gartenn a-benn ar fin?

Perak e ra an dra-se hervezout?

Eus piv hag eus peseurt darvoud e komz Yann hag Alan e fin ar pennad?

## > gerioù da zisplegañ

**trivliad (23) :**

**etremar (23) :**

**regiñ (23) :**

**kogusek (24) :**

**toupig (24) :**

**torchenn (sistr) (24) :**

> Ur **presouer** (24) hag ur **malouer** (24) a zo mekanikoù a implijer pa farder sistr.

## > pennad 7, p. 27-29

Gant piv eo bet skrivet al lizher?

E peseurt stad emañ mamm Yann?

Perak e fell dezhi ma teuio Jakez en-dro?

Pet vloaz diforc'h a zo etre Yann ha Jakez?

Petra a oa c'hoarvezet gant Yann p'en doa neuiet?

Da belec'h e oa bet kaset d'e 11 vloaz?

Penaos e oa tremenet an traoù eno?

Eürus e oa Yann eno?
A – ya
B – ne oa ket.
Displeg :

## > ger da zisplegañ

**brañskellat (28) :**

## > pennad 8, p. 31-32



Ur soudard gall o furchal an dud e Kasbah Alje, d'ar 16 a viz Genver 1957

Petra eo niverenn an atersadenn?

Heuliad peseurt pennadoù all eo?

Petra a ouezer diwar-benn Jakez?

Petra  a ouezer diwar-benn Pol Geevers?

## > pennad 9, p. 33-36

Petra a c'hoarvez pa zegouezh Yann e ti ar re gozh?

Petra' zo c'hoarvezet gant e vamm?

Perak ez eo lakaet diaes Yann pa lak ar skingomzer da vont en-dro?

Pe anv e oa ar jeneral e penn an arme da vare emgann Alje?
A – Massu
B – Bigeard
CH – Marceau

## > gerioù da zisplegañ

| **chakellat (33) :** | **trellus (35) :** |
| --- | --- |

## > pennad 10, p. 37-39

Piv eo an dud meneget gant an istorour aterset?

Pet prizoniad a voe drouklazhet hervez Aussaresses?
A – 24
B – ouzhpenn 3000
CH – ne ouezer ket

Ha pet a voe drouklazhet gantañ e-unan?
A – 24
B – ouzhpenn 3000
CH – ne ouezer ket

Piv eo an den aterset er fin?

Petra eo e soñj diwar-benn an Eil Brezel-bed ha hini Aljeria?

Petra eo soñj ar c'hazetenner diwar-benn an dra-se?
A – sevel a ra a-du gant an den aterset
B – n'eo ket a-du tamm ebet gant ar pezh a lavar an den aterset

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **strinkus (37) :** | **dianket (38) :** |
| **jahinerezh (37) :** | **klujar (38) :** |

## > pennad 11, p.41-45

Perak e ya Yann da vale?

Perak ne zeu ket a-benn da gousket?

Pe oad e oa Tara d'ar mare m'o doa graet anaoudegezh, ha pelec'h e oa o chom?

Petra a veze gwelet en he daoulagad?

Gant petra ez eo tapet Yann p'en em gav en ospital? Hag ur santad plijus eo pe get?

E peseurt bloavezh e oa degouezhet Yann en Alje?

Penaos e oa bet lazhet e vignon Marsel?

Petra a c'hoarvezas gant an Arabed bet rediet da doullañ bezioù ar soudarded c'hall?
A – goude echuiñ toullañ an douar ez ejont d'ar gêr
B – paeet int evit hen ober
CH – ur wech toullet ar bezioù int lazhet ha taolet enno

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **kerse (41) :** | **melkoni (42) :** |
| **fae (41) :** | **kleizennek (44) :** |
| **kened (42) :** | **dan (44) :** |

## > pennad 12, p. 47-48

Petra eo niverenn an atersadenn?

Heuliad peseurt pennadoù all eo?

Peseurt grad eo Yann?

Piv a zo war ar skeudenn kinniget da Yann?

Petra en deus diskleriet Jakez?

## > pennad 13, p. 49-51

Ha gouest eo Yann da zisoñjal brezel Aljeria?
A – ya
B – n'eo ket
Perak?

Petra oa emzalc'h Jakez en davarn?

Penaos en doa graet Yann anaoudegezh gant Tara?

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **dic'hoanag (49) :** | **eon (51) :** |

## > pennad 14, p. 53-55

Hervezout, perak eo en em lakaet Yann da veañ bezañ bezañ mezv?

Petra a oa c'hoarvezet e karter Belcourt?

Peseurt diforc'h a zo etre Yann ha Jakez pa gaozeont eus ar brezel?
A – n'eus diforc'h ebet, ar memes savboent o deus
B – heuget eo Yann gant ar pezh a c'hoarvez, padal n'eo ket chalet Jakez
CH – heuget eo Jakez gant ar pezh a c'hoarvez, padal n'eo ket chalet Yann

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **spouronus (54) :** | |

**chaoker-laou (55) :**

## > pennad 15, p. 57-60

Diwar-benn peseurt lec'h e sav Tara goulennoù?

Penaos e oa en em gavet Yann el lec'h-se?

Penaos eo an ofiser a gomz gant Yann?

Doareoù peseurt diktatouriezh a zo gant an ofiser?

Goude faziañ dor, petra en doa gwelet Yann?

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **keulfe (57) :** | **troc'her-buzhug (58) :** |

## > pennad 16, p. 61-63

Petra eo niverenn an atersadenn?

Heuliad peseurt pennadoù all eo?

Da beseurt mare e c'hoarvez, keñveriet gant ar pennad 12?

Peseurt grad eo an den a sav goulennoù?
A – serjant
B – kabiten
CH – ne ouezer ket

Piv eo an dud war ar skeudenn, penaos en em zalc'hont?

Petra a oa c'hoarvezet er C'hosmos d'ar 6 a viz Mae, pet den a oa bet lazhet?

Piv eo Jamila Bensaïd?

Ret eo gouzout n'eus bet gwalldaol ebet d'ar 6 a viz Mae 1957. Marteze a-walc'h e soñj ar skrivagner e gwalldaol an 9 a viz Even : tarzhadenn e kasino *La Corniche* en Alje, 8 den lazhet ha 85 gloazet.

## > pennad 17, p. 65-69

Piv en em gav e ti Yann?

Penaos eo deuet an den-se da vezañ?

Pegeit'zo e oant en em welet evit ar wech diwezhañ, ha pelec'h?

Perak ez eo deuet an den-se da gomz gant Yann?

Asantiñ a ra Yann d'ar marc'had kinniget dezhañ gant an den.
A – ya
B – ne ra ket

Petra a zo dastumet gant Yann e fin ar pennad? Perak en deus graet an dra-se d'az soñj?

## > gerioù da zisplegañ

| | |
|---|---|
| **stlabez (66) :** | **lubanus (67) :** |
| **drant (66) :** | **klenkenn (68) :** |

## > pennad 18, p. 71-73

Petra eo niverenn an atersadenn?

Heuliad peseurt pennadoù all eo?

## > pennad 19, p.75-77

Peseurt darvoud a zo kinniget e penn-kentañ ar pennad?

Pegeit zo e oa distroet Yann da Vreizh, ha perak en doa ranket distreiñ?

Penaos e oa marvet Jakez?

## > gerioù da zisplegañ

**hiboudiñ (75) :**

**ribin (76) :**

**jilgammañ (76) :**

## > pennad 20, p. 79-82

Penaos en deus gallet Yann adkavout roudoù Tara?

Eus petra o doa komzet en o lizheroù?

Penaos e oa bet emzalc'h Jakez e-pad ar brezel? Petra a rebeche da Yann?

Penaos e oa marvet Jakez, hervez an istor ofisiel?
A – lazhet e oa bet gant tud FLN
B – tapet e oa bet gant tud FLN ha jahinet
CH – lazhet e oa bet gant tud FLN ha dastumet e gorf ganto

## > gerioù da zisplegañ

**listenn ur vag (79) :**

**c'hwitellerez-tro (79) :**

**stoliañ (80) :**

## > pennad 21, p. 83-85

Pelec'h eo degouezhet Yann?

Piv a zeu da welout anezhañ?

Perak o doa divizet tud FLN lazhañ Jakez?

## > pennad 22, p. 87-88

Perak he doa ranket Tara mont asambles gant Jakez?

Gant piv e oa bet lazhet Jakez e gwirionez?

Penaos e oa bet emzalc'h Yann da zevezh ar gwalldaol er C'hosmos? Ha reizh e oa bet e-keñver e vreur pe get? Perak?

## > ger da zisplegañ

**difronkadenn (88) :**

## > pennad 23, p. 89-90




Skeudenn tennet e miz Even 1962 e Kasbah Alje goude sinañ Emglevioù Evian

> Gra un diverradenn eus ar pennad dindan pemp linenn.

______________________________

______________________________

______________________________

______________________________

______________________________

## > gerioù da zisplegañ

**pizenniñ (89) :**

**spes (89) :**

**eleveziek (89) :**

# *Joel Charpentier*

## Joel Charpentier, eus An Uhelgoad

Joel Charpentier a gont diwar-benn brezel Aljeria, en deus laosket roudoù don e spered ar re o deus bevet anezhañ.

### Lodenn A

### 1 - Goude bezañ selaouet aketus, lak ur groaz e-kichen ar ger pe an droienn a zere.

Ma vez ……… (1) ur c'hamalad deoc'h, ……… (2) mat deoc'h, peotramant daou pe dri, ha ma vezent lazhet, an dra-se zo un dra c'hoazh, met a-wechoù 'veze ……… (3), hag a veze ……… (4), ha traoù 'giz-se. Traoù 'giz-se zo ……… (5), hag ouzhpenn div wech. Ho kamalad 'oa ……… (6), an dra-se zo ……… (7). Hag eus an daou du zo 'n em gavet ……… (8).

| | | |
|---|---|---|
| 1 - lâret<br>lardet<br>lazhet | 4 - lakez, barzh ha gwreg<br>lakaet 'barzh ho peg<br>lakaet 'barzh o beg | 6 - aet gant lod<br>aet da sot<br>aes da zont |
| 2 - ur c'hamm arall<br>ur c'hamalad<br>ur c'hant arar | 5 - 'n em gavet<br>a-gevret<br>'n em garet | 7 - kompez mat<br>kompren mat<br>komprenapl |
| 3 - troc'het o draoù<br>torret o-daou<br>troc'het o laou | | 8 - daou 'giz-se<br>traoù 'giz-se<br>'n daou gi-se |

### Lodenn B :

### 2 - Setu ul listennad gerioù en dizurzh. Adkav o flas en destenn.

| | | |
|---|---|---|
| **1 - divalav-tre** | **5 - ar memes traoù** | **9 - Aljeri** |
| **2 - soñjal 'ra deoc'h** | **6 - Frañsizien** | **10 - Aljerianed** |
| **3 - Vietnamianed** | **7 - marteze** | **11 – sellet** |
| **4 - gwelet** | **8 - Indochine** | |

'Peus ken 'met ……… bremañ : ……… an ……… hag ar ……… zo kamaladed bremañ ? N'int ket. Ar ……… hag ar ……………… , met 'ba an ……… Ne ouian ket ma zo bet ……… ba' n ……… 'vel 'ba 'n ……… . En Aljeri zo bet, eus ar pezh 'm eus klevet, tammoù 'm eus ……… ivez, met pas kalz, aze zo bet traoù ……… .

## 3 - Gwir pe gaou? Lakaat ur groaz.

| | gwir | gaou | Ne ouezer ket |
|---|---|---|---|
| Joel Charpentier ‘oa en Aljeria e penn-kentañ ar brezel | | | |
| Spontet e oa gant an doare da lazhañ an dud | | | |
| «o draoù» a dalveze «o dilhad» | | | |
| An traoù spontus-se ne c’hoavezent ket alies | | | |
| Treiñ a rae ar soudarded da sot | | | |
| Joel Charpentier a soñj dezhañ eo kamaladed an Aljerianed hag ar Frañsizien bremañ | | | |
| Soñjal a ra ar memestra evit ar Vietnamianed | | | |
| Kontant ‘vije da vont da Aljeria ur wech ouzhpenn | | | |
| Gwelet en doa kalz traoù divalav e-giz-se | | | |

## 4 - E berr gomzoù

1 - Eus petra ‘zo kaoz el lodenn A ? :
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . .

2 - Eus petra ‘zo kaoz el lodenn B ? :
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . .

Kinnig un titl evit pep lodenn :
Lodenn A : ……………….
Lodenn B : ……………….

## 5 - Respont d’ar goulennoù

1 - Petra en deus c’hoant Joel Charpentier da lakaat an dud da gompren pa lavar : «… ha ma vezent lazhet, an dra-se zo un dra c’hoazh …» ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . .

2 - Petra ‘oa spontusoc’h evit bezañ lazhet ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . .

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . .

3 - Ha ral e oa an traoù-se ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

4 - Gant peseurt tu e veze graet an torfedoù-se ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . .

5 - Ar Frañsizien hag an Aljerianed n'int ket kamaladed vras hervez Joel Charpentier. Perak e soñj kement-se ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . .

6 - Un emzalc'h disheñvel en deus e-keñver ar Vietnamianed. Perak ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . .

7 - Meneg en deus graet deus Indosina. Perak, hervezout?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .